# DEDI

Ene hoalus,
N'anavin biken war an douar,
Ene hag a droio follennou al levr-mañ
Gant touch bizied skañv,
Da soñji 'z eus amañ dindan ar mouladur
Eun dremm a sell ouzit,
Eur galon o kana,
Evit ma selaoui e sioulder ar selin
E vouez kuñv a c'houlenn 'n em sila ez askre.

TAOLENN



ARAOGENN

Petra klevout ? ar bed holl. Strisaat hor sellad a vefe d'imp eur c'holl. Nac'ha ar boud, e laza e vefe : pep-boud a zo magadurez d'imp. Atersomp an traou ; respont a reont d'imp liesdoare.

Selaou a ran, klevout a ran. Dasseni a reont ennoun. Met disheñvel an hekleo hervez an eneou. Eur stumm am eus n'eo ket hini egile. Ar vouez a glevan digant ar boudou eo war eun dro va hini. Me zo eun hinienn : abaoe rummadou koz oun bet doareet gant ijin an douar-mañ, ha n'ouzon ket perak na penaos oun bet graet evelse, nemet evelse oun. Digoret em eus va neved-diabarz da frondou ar vro-mañ, ha leuniet oun bet ganto. Gant esmae 'm eus o c'hlevet, rak kenson e oant ganin.

Petra displega ? nemet eur gomz, diviz hon emskiant gant an hollved, mouez eur bed diavaez, ha mouez eun all diabarz. Met dremm va bro, kar-nes d'in-me, da garout a ran dreist an holl, evel ma karer daoulagad eun danvez-pried.

Mouez soñjus ha lirzin tro ha tro, mouez liesstumm o komz hag o kana tro ha tro, perak e vefe ret evit ober labour lennegez, laza da gemmusted ha da froudennou beo ? N'oun ket disrannet e diou lodenn, barzoniez war eun tu, komz-plaen war an tu all.

Pep tra c'hellan gouzout hag her c'hlask, met n'eo ket mat d'in karout pep tra. An dibab eo lezenn ar vuhez. Hag hon dilenn zo hini eur bersonelez, hini eur youl, gouiziek evit en em ren. N'eo ket hevelep tra gant va c'hi, a zibab hep gouzout perak. Merzaduriou iskis a sant sur-mat, al loen-se. Aner awalc'h e vefe

d'in o anaout. Ne dalvez ket beza eun hinienn hepken.

Kalz fromusoc'h eo hon buhez. Gant hon youl, eun drama a renomp, hon hini, hag a zo hini eur bersonelez veo a glev enni mouez eun tonkadur da gas da benn, eun drama o kregi war an douar-mañ evit kenderc'hel da viken.

Ha setu an unvaniez doun ha gwirion a zo er prederiaduriou-mañ, unvaniez eur vuhez, striv hag enklask, ha peoc'h eun ene.

## DIGORADUR

Setañsou a bep tu d'an amzer.

1. « Kanit d'an Aotrou war an delenn dek kordenn », a lavare gwechall ar Salmer (Salm 33,2). Perak dek hepken !

Kalz gwelloc'h eo d'in lakaat n'ouzon pet kordenn d'am zelenn, p'am eus evit hen ober skeul diniverus an holl draou.

Ha n'hoc'h eus ket gwelet e miz mae, dizeliennet gant an avel, bleuniou roz an avalenned ? Ar soniou a dennan diouz va zelenn a zo heñvel outo, ar bleuñzeliennou a droidell en avel-vae diouz ar gwez-aval roz.

2. « Penaos emañ ar bed ganit » ? Na vo ket d'it kleuz ha dister an dro-lavar boutin ! Penaos emañ ar bed ganit, ar bed hollek, an hollved, hini an traou gwelus, hag hini an traou diwelus, hini ar spered, hini



ar galon. Astenn a fell d'in va sellad betek pennou pella an amzeriou hag an ec'honderiou, ha dougen em spered leunder menoz-ober Doue ; pignat ha diskenn gant skeul-gan an holl voudou, ha klevout o sonadeg veur.

## STERED

Steredennou, lagadou entanet,
O tivalvenni an eil d'eben,
Galvadennou karantezus
Hag hopadennou tridus,
Perak ennoc'h kement a levenez ?

Ni 'zo e kreiz an noz
Blenierezed ar re gollet,
Galverezed d'eur vuhez leun.

Kor ar stered o youc'hal 'vel hini
Navet kensonadeg Betoven ;
Planedennou o korolli
Mistr ha gwevn en ho troiou,
'Vel gwerc'hezed
Eur vro disgwel,
Luskellet flour
Gant ment ar c'han,
Hep ehan morse, hep skuiza :
Piou a lak ennoc'h kement a levenez ?
Piou a ren ho sonerez ?

— Mestr bras ar joa.

## DOUAR

Mirer an hengouniou eo an douar,
Setu perak e tisplego d'in
Skeul an holl amzeriou,
Pephini renket gant urz e rezadou e goun,
Adalek ar re genta.

Heñ oar an holl loened liesdoare
Adalek sterennouigou, troelladennou munuta
Loeniganed ar mor,
Betek stummou divent an euzviled.
Ha soñj en deus miret eus koadou meur gwechall
Ma tregerne blejadennou
Anevaled dreist-faltazi.

Meneziou o sevel,
Moriou atredet,
Skornegi, morc'histi ar yenijenn,
Oc'h astenn o brec'hiou,
Pe o kila rak an tommder ;
Heñ oar danevellou ramzel.

Hag an den, Douar, anavezez ivez,
An den, kontrol e zoareou,
Loen ha spered.
Enlouc'het en deus ennout e roudennou.
Harpet o deus warnout o faleziou
Impalaerien
A skuilhe gwad an dud da zoueou al lorc'h,
Hag a glaske liorz an neñv en danvez pri.
C'hoant en deus bet an den



Seveni traou dreist,
Ijina gant preder
Savaduriou burzud
A vije da viken plijadur e spered ;
Nemet enebourien 'zo tremenet gant c'hoant diskar...
A, ma vefe kavet warnout da vihana
Eun enezenn a gaerder,
Eur wir enezenn,
Na vefe distrujet enni gant eur vanden fallakr
Kaerderiou savet gant hirboan rummadou all.

Douar, gant an amzer
Eo bet diverket da eñvor a-wechou.
Met, n'eus forz,
Ar pez a zisplegez
A zo d'imp eun teñzor kuz kavadennet.
Pa sellan ouz da zremm,
Balirek he eskern ha doun he roufennou,
E santan war eun dro
Ha doujañs hag esmae
Evel pa sellen a vihanik
Ouz dremm gastiz va zad koz
A oa ken iskis hirder he gourennou.

## MENEZ

Menez glizin
Linenn dener
E brumenn gaer
An abardaez,
Menez glizin.

'Us d'ar blaenenn
E sav tolzenn
Menez Mikael,
Evel eur vronn,
'Us d'ar blaenenn.

'Troad an dosenn
E kousk ar c'heun,
Ha frond ar bleuñv
A fu en aer,
'Troad an dosenn.

'Mesk ar broenn
Ha korz al lenn,
'Kri ar gragell,
Flik flok he nij,
'Mesk ar broenn.

Menez soñjus
Hag huñvreüs
Pa zeu an noz
Gant gouel an hun,
Menez soñjus.



## AN DOUR

(Pennganenn, gant eun heuliad troaduriou)

### PENNGANENN

Dour hag a liamm an neñv hag an douar,
Materi an etre,
Beajer ha furcher tonket d'it ar bale
Kaset war-raok gant an avel glouar,
Hag a ziskenn takenn ha takenn
Betek sol diazezadou ar maen,
Me az salud.
Donezon Doue d'hon douarou
E penn pella kornog ar bed,
Me az salud gant levenez.

Brumenn ha glao, mor ha stêriou,
Kelc'hiad ha goudor pep buhez,
Ennout e kresk an holl re veo,
Ez largentez.
Hepdout e vez ar gouelec'h ken doanius,
A Zour buhezus.

Te zo ivez danvez hon gwad,
Hon nerz diabarz hag hol lusk :
Hag hor c'halon a lamm ennomp
O kas war-raok da wagennou.

Me zo eur mor,
Gantañ chal ha dichal...

Hag an dour a verv ennoun
A laosk e c'halv d'an holl douriou
Da bep feunteun, da bep stivell
A strink war gorre an douar :
Rak pephini a zo breur d'in.

Dour buhezek a lamm ennoun,
Ha drant ha dreo
Gant levenez me az kano,
Ha dre ma 'z out stivell va fiñv,
Me a fell d'in war ziweuz beo
Da saludi gant mouez sklintin.

## TROADUR KENTA

### AR GLAO

I.

Te, ar Glao, te 'zo roue ar goañv meur,
Mestr ar c'hoabrennou a nij en aer,
Roue an douriou a ruilh a-builh.
Pa c'hoariez, Doue koz, o kemer neuz eun den
E pakez ar c'houmoulou gloan,
Ar c'houmoulou gwenn-skañv,
Hag e fichez o c'huchennou d'ober da vleo.

Na vez ket drouk, me az ped,
Na vo ket du na roufennet da dal,
Na groz ket gant trouz aonus da vouez,
Da zaoulagad o luc'h ken garv.
Met ra vo boull da zremm ha lirzin da lagad,
Met skuilh warnomp perlez da deñzoriou,
Diamantou da voestou aour,
Da rolla o steudou war brankou noaz ar gwez.
Pe digor da c'henou ha c'houez da anal,
Led da vorenn war gern ar meneziou,
Da lusenn sioul ha touellus.



A, vab ar mor hag an avel,
Gwisket gant mohera glas-wenn ar gliz,
Va c'has ganit war hent al lizennou,
A gammedou ec'hon pell er c'hornog,
A-hed ar c'houmoulennou-led,
D'az palez e bilherou treuzwelus,
A welomp e lugern melen ha ruz-mouk,
Touellwel,
Pa gouez an heol 'barz ar mor, d'ar selin.

II.

Nann, n'eo ket se, ne gomprenan netra.
Palez ar preder ez eo da hini-te,
Hini ar soñj,
Savet e sioulder mor al latar,
War eun enezenn digenvez.
Ra vi meulet dre ma kuzez an hinon diavaez
A drell ar speredou gant e flourig ;
Te oar gervel d'an diabarz.
An imbourc'h tenn a zeski d'in,
An diskenn e kalon an traou.
Lennet em eus
E levriou va yaouankiz,
Ez eus miret en endoun an douar,
Teñzoriou-marz arc'houereed,
E kambrou a skedont gant eul luc'h burzudus.
Va c'has ganit,
Diskouez-i d'in,
Danvez fu en em sil e kalon an douar
N'eus netra evidout na vefe splu,
Va c'has ganit.
Rak c'hoant em eus mont war da lerc'h

Da veaji e bedou ar c'hevrin
Ha n'o deus da zigor nemet dor ar preder.

## EIL TROADUR

### GLAO GOAÑV

Atao e sko
Ar glao ouz ar werenn,
Taka taka tak
A-hed an deiz.
Perak e skoez ?

'Vit ma gervel ermaez
Da c'hoari da c'hoari,
E stokata prestik
Da vizied arc'hant,
Tiki tiki tik,

Da sevel stankigou
Da vora er poullou
Bigi-paper, dindan
An avel drant ?...
Drouk ma 'z out, ne din ket.

Ma siferniet ac'h eus dec'h,
Ha bremañ ret eo d'in
Chom amañ gant ma c'haz
E ludu an oaled
Da domma ma faz.



Taka taka tak,
Hag antren a fell d'it ?
Met ne zigorin ket
Ha pa c'houlennfes dont
Eun devez penn da benn.

Ha bremañ kilpennek,
E c'houezez kounnaret,
O skei eus ar gwasa,
Straka straka strak,
Hep poz... Ma !... N'eus forz.

Ma karez, ma karez.
Kloz mat eo an ti
Ha stanket start an nor.
Ha dousat e vo d'in
Ma gwele pluñv fenoz.

## TREDE TROADUR

### MORENN HA LANO.

Hizio eo trec'h an dour. Lusenn a zo, dour strewet en aer. Mor ar vorenn zo hilliget gant houlennouigou diniver. Hirio eo trec'h an dour, pa 'z eo deuet ar vrumenn da c'hlec'hia an traou, pa 'z eo va flijadur en em souba enni.

Bremañ e klevan ruilh al lano oc'h en em sanka doun en douarou, o tegas c'houez gouez ar bezin, hag

o youc'hal d'an holl zouriou disall ar galv davet buhez kevrinus ar moriou bras. Hag an holl zouriou a ziskenn e roufennou-gorre an douar, en e wazied dindan guz. Met arc'hoaz, gant al lusenn hag ar glao e vo adkaset an dour-se d'ar feunteuniou. Monedone, kan ha diskan.

Chal ha dichal eo an dour, chal ha dichal eo ar mor, luskellerez. Evel eur vamm a sell ouz he bugel, hag ar bugel en e gavell da serri e zaoulagad en e ziskuiz, evel-se eo luskellerez an douster. Eur c'havell eo ar bed-mañ da vab-den betek ma teuio deiz e oad-gour ha beure splann an urz nevez. Perak e vefen taget gant an aon rak an drougou a yud en noz ? Huni a rin e peoc'h Doue, ha roz e vo d'in an huñvre. Brañsellet oun e brec'h Doue a lak an douar hag an holl stered d'en em luskellat en neñvou. Gervel a rin hag e vin selaouet : evurus ar re a chom ez ti, a sav o daouarn d'az meuli ; rak poket e vezint gant tan da ziweuz glan. Galv ha respont, kengarantez, peoc'h al luskellerez.

N'euz trouz ebet war ar maeziou. Tavet eo pep tra. Sioul meurdezus eo ar vrumenn. Met enni war eun dro e klevan eun dasson marzus evel mordrouz eur grogen-vor. E ti va mamm-goz gwechall e oa eur grogen borselen, ha n'hellen ket mont di hep he zapout ouz va skouarn ha boemi ouz he c'hlevout.



## PEVARE TROADUR

### KOROLL AN DASSKED

Hizio oun chomet
Harpet ouz ar gloued
O sellout ar stêr.

Nag eur blijadur
Gwelout an dasskleur
War douriou amsklaer !

An avel o tremen
A fiñve ar gorre
Gant he gwagennou.

Distaolet en dour,
An oabl koumoulet
Ha skeud an traou

A oa hejet holl,
Astenn ha distenn
Ha kammigellou.

## PEMPVET TROADUR

### PESKIG AR MOR.

Diskleriadur :

Lavagnon 'z eus bemdez en neñvou gant avel an ec'honder o vrañsellat ar stered hag o heja o flammou.

Ha ni lusket e gwagennou ar mor-se e weladennomp bed an oablou e-pad ma klask hon spered gant ar skiant gweladenni an holl vedou krouet.

Lavagnon 'z eus hizio :
Pegen brao 'vo d'in-me
Mont da heul an houl bras

Ha beza brañsellet
Me peskig an dour glas
Em huñvre alaouret.

Pa vin skuizet gantañ
E tiskennin endro
E traoniennou ar strad.

Hag ez in da c'hoari
E koad ar bezinou
Krapet er garregenn.

Pe da furchal en traez
Evit kregin perlez
A sked 'vel opalenn.

Redek a vandennou
War striv hon angellou
Gwenodennou ar mor.

Hag ober pennlammou
Da lakaat skantennou
Hon sae da lugerni,



O c'hortoz an noziou
Ma treluc'h ar gorre
Gant mordan arc'hantek...

Ar reklom eo hizio
Hag e vin brañsellet
Em huñvre alaouret.

## AN DONN

An donn a vouskan e sioulder ar beure
A-hed an aodou, he c'homzou hiraezus,
Ma selaou an douar ar mouskan dedennus,
E sioulder ar beure. Evel eur plac'hig
E c'hoari gant ar bili, an donn,
O vousc'hoarzin 'vel dibreder, 'hed an aodou.
Met e roued ar mor glas e pak-hi an douar,
'Vel gwechall Viviana a stegne war Virzin
He strobinellou glas d'e chadenna.
N'hell ken an eread distruja ar breou.

Endro d'an aodou hir e kan an donn
O trei he skerb e plegou ouesk.
E roued ar mor eo paket an douar,
Ha da viken n'hello distruja ar breou.

## C'HOUEC'HVET TROADUR

### STER VA SOÑJOU

Ennoun e ruilh eur stêr vras
Hini soñjou ma spered,
Kaset gant nerz ha gant chal
Ar vuhez kuzet dianav.

Ennoun e fiñv eur mor bras
Mor boull hag hedro ma soñjou
A zo ken distrad hag eur c'hoant
Ha ken ledan ha mor ar faltazi.

Heñvel ouz an Dumnissa
E komz anezi Segobranos,
Ez a endro d'an douarou
Lusket gant c'hoant gweladenni.

Skeltr ha didrouz a-wechou
E tiskenn e traonienn ar beure
Ma nij eur sklaerder dibouezus
Ma ren eun heson kevrinus.

Perak ez eo teñvalaet
Gant tasmantou an hudurniez
O tonet da jestraoui
Gant c'hoarzou foll war e riblou ?

Me a fell d'in adskeudenni
Koadou meur ar c'hribennou
Ha nij herrus ar wennili
O trei ha distrei froudennus.



D'abardaez pa ziskenno
Ar c'hirvi kuñv d'en em zoura
Me a fell d'in adskeudenni
Linennou mistr o izili.

O, bez atao ganin
Aotrou hag en deus degaset
Er penn kenta, da Spered
Da blava war an holl zouriou.

'Vel eun alan eus da c'henou
Ra zeuio warnoun an awen
Evel an avelig a laka
Da zaskrena dremm an douriou.

Pe kentoc'h ra zeuio da Spered
Gant nerziou ruz ar seiz avel
'Vit ma heja betek ar strad
Hag e lammin gant levenez.

## KAN AL LIORZOU

## A-HED AR BLOAZ

### ADARRE EO KROGET...

Adarre eo kroget da gomz an holl draou
A vouez uhel,
Pa zifluk mimosa e kichen gwez prunus
El liorzou,

Ha kroget ar pennglaou da deurel a-steudou
Bommou richan,
Da venta disehan an euriou a dremen.
'Mañ eur glaoig
O koueza didrouzik, eul litenn wenn.
Emañ ar skleur
Arwenn ivez he sked, war sklent
An toennou,
En avalenn bepred e fistilh an evnig...
Ret eo kana
P' eo bleuniet ar barrou gant takennou ar glao
Flammou krenus,
A lugerno dioustu gant bannou kantreüs
Al luc'h melen.
El liorz, ar prunus a zigor o blonsou
A vouez uhel.

## AR VOC'HIG RÚZ

Ar voc'hig-ruz a vesk he fistilh
Gant frond ar bleuniou gwenn,
Ar bleuniou gwenn war brankou du
Ar spernenn irin.

Er feunteun skeltr eo boull an dour ;
Evel biskoaz eo boull an dour
War an diribin.

Evel eur bugel 'lamm ar waz ;
Ha kan an evn a ruilh a-builh
Gant eur joa pitilh.



## BALE NEVEZ-AMZER

Bet oun o vale.
Betekhen n'eus netra eston.
Met miz meurz eo. E koadou an draonienn e c'hoari an heol.
Goude glaveier ar goañv eo livet brankou ar faou gant man gwer ha melen. Met ruz-glas e vount an holl vroñsou.
Gell-ruz ha gell-sklaer e vrein ar radenn war an dorgenn.
Hag enni e sut ar bleuñv lann melen gant pep hini eus o c'hornou :
« Trei a ran gant va frond eur jabadao nerzus, ha ma fell d'it bami er c'horoll a skiltr, deus ganimp. »
Moret eo koulskoude pep tra en eun aezenn c'hlas tano, treluc'h enni,
Sioul, ken sioul, ma'z eo eur souez.

## MIZ MEURZ

C'hoant am eus bet hizio, mont da vale da c'houesa ar maeziou. Hag o tistrei em eus kejet gant bugale a oa bet da foeona : staget ouz eur vaz e vrañselle war o skoaz ar pakadou melen.
— Dek gwenneg an torkad, Aotrou !
Evit dek gwenneg, holl gaerder ha levenez Doue !
Kaerat liou !

C'houesaet em eus outo. Melen ivez ar frond-se :

leun eo gantañ ma empenn. Frond ar yaouankiz eo, trivlius ha treantus.

War ar c'hleuz e kan forz eur pennglaouig e son unton, a-unvan gant eur rujodenn, skañv ha froudennus he mouez.

Gwenn ha melen eo, a gav d'in, o c'hanennou.

Perak melen ha gwenn, kan ha bleuniou miz meurz ? Liou ar vuhez nevez en he nerz, liou gwennved ar yaouankiz e ve.

Lakaet em eus ma bleuñv kempenn en eul lestrig glas-pers, hag aozet anezo e sklerijenn ma fenestr.

Met bremañ, deuet eo an noz. Sellout a ran ermaez. Sklaer an oabl.

Burzud : diwanet ez eus bleuniou foeon e pratell an neñv.

E kreiz e tiskenn eur wazig dour pa 'z eo ken stank war he glannou ar steredigou. Hag eun avelig moarvat a dremen du-hont, pa zaskrenont.

## BLEUÑ

N'eus gounid ebet gant ar bleuñ. Ne servijont da netra.

Ken eeunoc'h e c'hellfe beza bet graet an traou, liviou ha furmiou dispignet en aner. Neket ?

N'eo ket. Ar beza eo abeg awalc'h da bep boud. Ha bleunienn ar beza eo al levenez. Galvet gant Doue eus teñvalijenn an nannvoud e respont pep tra d'ezañ gant levenez.



Ar bleuñ eo leunder lusk ar plant, nerz ar sapr o tic'hlanna, barr o levenez o respont d'an heol. Ar bleuñ eo barr ar fiñv-tro, evel pa 'z oc'h mezevennet war grec'h lañs eur vrañsigell, pa santit e tispak eskell d'eoc'h. Levenez al lusk o vont war-raok evit padout, o vont evit chom betek an termen merket evit larout hag azlavarout ar gentel : n'eo ket ar gounid abeg an traou.

Ar gened eo awalc'h abeg an traou kaer.

## KREISTEIZ

« locum refrigerii lucis et
pacis deprecamur »
Kanon an oferenn.

E klod al luc'h eo trec'h an hañv,
Kreisteiz, gant puilhder eostou kras,
Hag aour e-leiz, ha pinvidigez.

En aer fetisaet e pouez strinkaduriou
An heol 'n e c'hor, ma seblant d'an daouarn
Mezata elfennou al luc'h hag an tommder.

Huanad hir eun hun en em astenn
Ken kuñv hag eun huñvre, kanaouenn voredus
Eur goulm o c'hrougousal war lezenn an doenn.

E kailhos an aber 'n em vruzun ar stêrig
O vanna tarzadou arc'hantek ha dallus
'Tre riblou louet-potin al lec'hid amskedus.

Daskrenou an aergelc'h a glever o fraoñval,
Lidgorollou an tan evit maro an dour :
An danvez o vac'ha ar spered dinerzet.

Sed eur an tentadur, teñvalded an ene
Rak sked an diamantou ha lugernou an aour,
E gwrez ar fest, war dal ar c'hig.

Setu an eur ma red an enebour.
Hon diwallit, Aotrou, diouz geol an aerouant
O tislonka warnomp tan kriz ar c'hadaliez.

Rak gortoz a reomp glizenn ar beureou,
Levenez an ene goude bez an nozvez,
Ha trec'h eur sklerijenn peurbadus he freskder.

## DISKAR-AMZER

### KENDAOLENNOU.

I.

Diskennet an heol 'drek an dorgenn. An oabl a splanna, nemetañ, a-us d'eun douar teñvalaet. A-rez d'an dremmwel eo ledet ar melen, ha goude, ar gwer tener o vont da c'hlas.

Ennañ, ledennou roz-gell ha koumoulou glas-louet bevennet gant ruz ha ruz-mouk. Emañ an noz o serri an nor war an deiz.

Hag o teurel e vannou dre ar frailh, e c'houitell an heol eur c'himiad burzudus. A daol-trumm, nij du



eur bagad brini o koagal, leñv d'ar marz n'hellont ket mirout.

II.

An hevelep torgenn en dremmwel. Hag o vont da guz an hevelep heol ha n'eo ket koulskoude an hevelep hini.

Setu, aet eo war an tu all. Hag an oabl da veza treluc'het holl, teneraet e holl liviou. E kreiz, emañ al livrin o flammina, ledet e roz a bep tu, 'rez d'an douar. Met o sevel en oabl e teuer gant eur glas dour boull ha skeltr ez eus ennañ enezennou-koumoul, enezennou-boem, roz-gell liou an diskar amzer. Inizi kornog e mor ar strink, moarvat.

Diskar-amzer, meleganez, setu ma teuez d'am c'herc'hat da inizi an avalou. Eus eun ivinenn e c'houitell eun drask pounner o tec'hout gant eur nij mezo, goude korfad hugennou ruz. Hag e tañvaio va spered leunder al levenez ? War an oabl e kren deliou eun eflenn, ha kor froudennus ar c'houibu a dro war ar gleienn. Hag e tañvain hesoniez ar vent hag ar c'horoll. Diskar-amzer, meleganez, va c'has ganit da inizi an avalou.

## LUDU

Arwenn ar skleur
War lenn Bodveur,
Nemet ludu
Ha koadou du.

Goude tantad an hañv,
Ludu, ludu, gant ar goañv.

Ha koulskoude, dindan
Emañ beo c'hoaz an tan,
Ruz-beo dindan.

Ha pa c'houezo alan glouar
Ar c'han nevez, war an douar,
'Adflammino.

## BEURE KERDU

N'em boa ket c'hoaz gwelet
An alez fao,
Am boa gwelet kant gwech.
N'oa ken ar gwez met linennou,
Linennou tenn ha skoemp ha gwevn,
En alez fao.

War an douar ledet a-wiskadou,
Tachennou deil,
A bep eil gant tachennou man glas.
Hag ar beure em eus merzet gant souez
E veze an deil roz,
E-kichen louet ar faou ha melen gwer ar man.
Hag a-sav oun manet,
Evel ma n'em bije gwelet biskoaz.



Hini dall o kantren er bed,
Pegoulz e tigori da vat
Da zaoulagad ?

## PEUZNOZ

Du war c'hlas melen.
War an oabl goullo
Neuz an teir saprenn.

Taoliou barr-liva
Ouz an oabl tener
Gant du liou-Sina.

N'eus fiñv gant an aer.
Mouez glan dasskignet
A skeltrded ar gwer

Eun evn a glever...
'Us d'an teir saprenn
E lugern Gwener.

................................

Bremañ al loar gann
Melen he skleurenn
'Zo pignet er vann.

Arc'hoaz e welin
Ar reo o skedi
Gant arliou bleuñ lin,

Hag en draonienn gloz
War oueliou glazik
Eur sklerijenn roz.

Kerdu, 1936.

## LIOU

Liviou, liviou, dreist pep tra liviou.

Amañ n'eo ket danvezek, kalet, trouc'het resis al liviou. Amañ int skañv, fiñvus. Ahont e oa ganto doare an dra, amañ doare an aer.

E Bro Italia e oan deuet betek heugi gant ar sklerijenn-se pounner ha mut. En Italia n'eus nemet daou liou, melen an heol ha glas an neñv, ar re all a zo lazet. Ken teñval ar siprez hag an derv-du, bepred heñvel.

Breiz, douar al liviou bepred nevez, sonerez kemmus war vent an deiz hag amzeriou ar bloaz, arliviou a zaskren hag a nij en aer.

Liou glas, d'it da genta va meuleudi. Hizio em eus sellet ouzit gant daoulagad nevez.

Eur vogedenn c'hlas tano a oa ledet war ar vro, a bep tu, tro war dro. Ha tevoc'h-teva e oa, bep ma lamme eur run en e dec'h diabell.

Amañ e van bepred ar vogedenn-se, skañvoc'h pe fetisoc'h da rei ton d'ar vro, he zon. Daoust ma vez a-wechou soutil ha dihewel, emañ bepred aze. Soubet oun bepred er glasder ; hen alanat a ran gant an aer. Ennoun e sil, ennoun e vev.



Tri liou penna a zo, glizin, ruz, gwer.
Ar glizin o veza ganet a zo gwenn
O vervel e teu da zu.
Ar ruz o veza ganet a zo melen
O vervel e teu da limestra.
Ar gwer o veza ganet a zo gwer-melen.
O vervel emañ gell ha gell-ruz.

Ar gwer a zo mab ar melen gant ar glizin. Ar melen en e yaouankiz a grous digant ar glas a oa dous ha tener.

## TRAOU MARZUSA, TRAOU MUNUTA

Eun dluzenn dindan bleuniou gwenn bleo-dour.

C'houibu o c'hoari e bannou diweza an heol, o trei-distrei. Gwelet war eur skramm damzu er gwasked, e skedont hewelus, heñvel ouz greunennou c'houervizon beo hag herrus.

Eur c'houilenn c'hlas e kreiz melen eur rozenn ruz.

Holl furmiou gwezheñvel, radenheñvel ar c'hinvi. Arliviou ar manvezin (1).

Mar gellfemp merzout kensoniez an traou !

(1) Manvezin - lichen, man ha bezin o kenveva eo ar blantenn-se hervez ar skiant.

## KRAKSONENNOU

### SKLERIJENN VINTIN

Sklerijenn vintin
A skarz an amnoz,
Gant da ziweuz roz
Da zaoulagad glas
Chom eur pennad c'hoaz
Evit m'az kwelin.

### KAZIG GWENN

Deliou rous an diskar-amzer
A droidell war an avel.
Hag e ve d'it eur c'hoariell
Kazig bihan gwisket e gwenn
A lamm warno e bao digor ?



## AN DEN

## AN ARZ

## AR VRO

### DREMMOU

« Kredi a ran e dasorc'hidigez ar c'hig. »

« Eun dra genedus a zo joa da viken » Keats.

Dremmou kaer a zo, hag ouz o gwelout ne gavfemp skuizder ebet.

Met a-dreñv ar maskl, n'ouzon ket petra 'zo. Sod eo marteze ar spered. Ar galon, fall eo marteze.

Hag eur boan eo d'in. Rak eun dremm gaer war an diboell pe al loustoni eo digened groñs.

Kaer eo eun dremm gaer, hag ouz he gwelout ne gavfemp skuizder ebet.

Hogen e weñv.

Hag eur boan eo d'in adarre.

Met o prederia em eus gwelet ne oa nemet an heve-lep poan ; ha c'hoantaet em eus an amzer ma vezo kened ar c'horf respont an danvez da gaerder an ene.

Dremmou kaer eo bet stummet a-viskoaz o skeu-dennou,
Abaoe hini ar rouanez Nefertiti,
Ar re livet gant ar Breur Anjeliko,
Dremmou ar C'hrist e livaduriou koz Rusia.
Holl dremmou kaer hizio maro,

Daoust hag e vefec'h teuzet da viken,
O chom hepken ac'hanoc'h damskeudou difiñv
[war daolennou.

Hoc'h adwelout a rin, ez veo,
Rak beo eo da viken ma Dasorc'her.
Ha gant ma daoulagad hoc'h adwelout a rin,
En deiz ma vo rentet e gorf da bep hini,
Ha d'imp-ni eur skañvder speredel,
Pa c'hellimp ho tañva hep c'hoantadennou lous,
Dremmou kaer ho linennou heson
Evel sked diavaez an ene
Splannaet ouz dremm beurgenedus hon Doue.

## TROELLENN

E kreiz an droellenn
Eur poent — eur stivell
O tarza eus ar vammenn —
Eur poent oc'h astenn
E dachennad
Ledanoc'h bepred
Ha disehan,
D'an didermen.

Ar spered eo o tibuni 'n e rodellou
Nerz e luskad ;
Steredenn a fell d'ezi
An ec'hon holl
D'e c'hounid ez laouen.



N'eo ket dalc'het en eun dro striz,
Evel ar stered-se
A luc'h en neñvou an danvez,
Techet ma 'z eo da ledanaat...
O spered den,
Petra glaskez, sec'hedek,
O vrasaat atao
Kelc'h da droad.
Petra glaskez,
En ec'honder bedou ar meiz,
Oc'h enskriva da linenn-dan
Da droellenn.
O sec'hed
D'en em vrasaat
Betek gounid
An didermen.

## ARZ BREIZEK

E Breiz e kaver an danvez start ha divrall, an douar kaleta ha war eun dro an danvez a sil, an danvez a fu, danvez al lusk, an dour o spluia pep tra.

Ha setu perak en hon arz a zo komz hon ene e kaver kemmesket starter ha lusk, taerder ha douster, gouezoni ha tenerded. Met bepred, bezomp galloudus, galloudus evel ar maen, galloudus evel an dour.

Eus spered an dereat hon dieub, Aotrou.
Eus spered ar c'hempouez, eus ar werzenn c'hou-

ec'h ha c'houec'h moueziadenn (1) da viken, hon dieub, Aotrou.

Eus spered an aes hag an divlaz, hini ar c'hleiz gwak, hini ar plastr klouar, hon dieub Aotrou.

Taolet ac'h eus da vez da rebech war an eneou etre, na yen na tomm, ar re n'oulont ket beza re, beza leun. Ne gomprenont ket doare ar bed ac'h eus krouet gwelus ha diwelus e nerz da c'halloud. Ha ne vo ket da rouantelez evito, an hini n'en deus ket gwelet lagad an den na klevet e skouarn, hag a virez d'ar re zibabet.

Eus an dud a vuzuilh pep tra gant gwalenn an denel, va dieub Aotrou. Fellout a ra d'in kemer da walenn, seiz troatad d'ezi ; hounnez hag he deus mentet ar bed eo da Grist e-unan, ken dreist da vuzul an den-se en e walc'h hag en e lorc'h a sell ouz pep tra hervezañ, an den azezet bouk er bed hag o velezoura : « Hag hegarat ez oun ? »

Eus ar spered-se va dieub Aotrou. Digor d'am ene da ved gwirion, an hini birvidik, nerzus ha kreñv, rouantelez ar striv.

## LAZ-SENI

E penn kenta pa fellas da Zoue
Kroui an den,
E c'houezas war eun tamm pri
Da sevel an ene.
Hag evelse pa fell d'an den

(1) Moueziadenn, silabenn.



Gervel ar son
E c'houez ivez war an danvez
A-bouez kalon.
Hag e laka gant e alan
An danvez maro d'endevout spered
Ene ar c'hoad da gaout mouez,
En doare ma leñv ha ma c'hoarz
Ma tregern ha ma c'harm
Korzennou gwevn, ebena du,
Kouevr hag arem.

Dihunit edan ar stok
Ha titirinit, klec'hi,
Evit an tinterez an dourela ;
Ha dihun, telenn, dindan ar wask,
Dorlo an divrec'h ha pokou garv an dourn,
Kan d'an hini az kar
Son takennou diniverus ar mor.

Setu ma fraoñv kordenn ar violoñsou
Edan krog tredanel ar gwerrousin
Evit displeg fromadennou ar c'hig
Hag holl esmae an nervennou.
Hag ar wareg a denn e sonennou
Evel pennadou bleo
O steuzia treuzwelus.

Setu ma red ar bizied mibin ha ouesk
O vezata hag o stumma an danvez son.
Setu ma par ar Gensoniez
Gant he daoulagad flamm
Evel sked ar galon.

## AR « SPEREDEL » EN ARZ

Ma ene a fiñv ; kemma a blij d'in ; ma dudi eo al liesdoare. Met netra ne dalv fiñval, ma ne vefe peget ma sellou war an divrall. Klask en arz ar c'hemm evitañ e-unan a zo ken gwaz ha klask atao ar c'hempouez hag ar stabil, arz gaou na savo biken d'ar beurgened. E gwirionez ez eus fiñv ha difiñv e pep tra pa gaver dindan ar c'hemmus ster padus an traou, ar meizadou hollek.

Ra vo nerzus nij da spered, c'houez-avel heñvel ouz al loupard herrus en e gaerder, pe c'hoaz ra vo tano evel aveliou skañv o redek diglevus. Met na vo ket lusk hepken. Ra vezo kentoc'h eun nij en ec'honder da zaoulagad stardet war an heol a splann e sol an traou. Neuze vezo da oberou speredel o doare.

## PSALM

Aotrou, kanet em eus sonennou levenez,
Ha koulskoude tristat eo ma ene.

Te oar, serret eo ma genou,
Disec'het ma zeod gant an enkrez.

Aotrou, ro d'imp ar feiz,
Adsav hon c'halonou,

Rak setu ez int deuet da veza gwan ha laosk,
Trec'het omp bet,
Hag en hon bro hec'h-unan ez omp bremañ en harlu.



Daoust ha n'ez poa ket roet d'imp al lec'h-mañ dindan
[an heol
Evit kana al levenez ac'h eus krouet vit pep hini.

Daoust hag e lezi da viken
Treid ar re zrouk war ar re reiz ?

Aotrou, bremañ ro d'imp ar feiz hag an nerz 'vit ar
[stourm,
Hag adsevel a raimp ar gwir, da wir hag hon hini.

Bez soñj o deus desket an droug d'am breudeur geiz,
Ha mallozi da ano glan.

Klasket o deus mouga ma mouez e-touez poblou an
[douar,
Ha goude se o deus lemmet ouzin dir milliget o goape-
[rez.

Daoust hag e lezi bepred seul ar forban war ma genou,
Hag e droad kriz da vac'ha ma c'halon.

Hon laka taer Aotrou, rak gwir hon eus,
Ro d'imp an trec'h.

Ha war hon diweuz e tiwano
Eur c'han na baouezo ken.

## PORCHED DU LIORZ AR VUHEZ

Liesstumm eo an douar hag an neñv ne welomp ket e dermen, ha n'eus netra ken trellus ha fiñvus ha lagad ar mor. Met perak ken kalet an douar, hag ar mor ken c'houero, an neñv goullo. Mar befe eun neñv ennañ liesdoare an traou, ha didermen, ha trellus war eun dro evel lagad ar mor.

## AR PORCHED DU

« Daou zen ez eus ennoun » eme Sant Paol, marteze tri.

DIVIZ.

An eil.

Lonker hag ever ez oun deuet da veza, kened ar bed eo va boued, ken a vezan mezo ganti, badaouet, mezevellet, kollet ganin va skiant vat.

Debri a ran kened eun dremm bugel, glan he linenn, fresk he liou, beo ha splann evel eun heol yaouank o sevel.

Met ne ran nemet klask an tañva, hag eur blaz brein a lez an traou ganin. Klask a ran adarre rankles, diwalc'h. A-vec'h paket ganin, e steuziont evit diskouez dindan o dremmou dedennus hini euzus an Ankou, evel pa ne vije ar bed nemet e c'hoarz touellus, eur spes savet gantañ.

Ha koulskoude beza luskellet evelse a blij d'in, tañva an diavaez hep preder evit tañva hepken, beza luskellet gant fiñv o zremenvan. Gouzout a ran



ez oun klañv, va c'hleñved a blij d'in, n'oulan ket parea.

Me zo bremañ neuz an traou a dremen. Stag oun ouz an dibad ; n'oun ken me, n'oun nemeto.

Egile.

Paour kaez ene, petra out deuet da veza ? Setu ma 'z out flastret evel eun dorchenn dindan samm eur Bouddha kofek ha lart.

An eil.

Kavet mat ac'h eus. Me zo eur Bouddha. C'hoarzin a ran hep c'hoarzin. Marteze e vefe ar c'hoarz eun dra speredel, ha n'oulan spered ebet ken. Setu perak e c'hoarzan hep c'hoarzin.

Bremañ n'eus spered ebet ken. Eur bed dianav ez eo. Hag e vije anezañ en tu all da vor bras an huñvre brañsellet gant chal dichal an tañva ? Ha kavout a ra d'it e vije eun ene ? Met petra 'dalv an tabut-se ! Na gollomp ket amzer ! Sellomp hon begel ; pebez torad lipus am eus da vlazata.

Egile.

Ne rafes goulenn ebet ma ne santfes bepred ennout, ken beo, da spered. Met aon ac'h eus rak en em adkavout dirak da spered truilhek o c'houlenn boued, magadur gwirion an abegou betek ar re zouna. N'eus nemet ar boud evit e walc'ha. Krial a ra gant an naon ; klask a rez laza e vouez gant an trouz. Lakaat a rez eun bern traouigou da didirinat endro d'az penn evit n'e glevi ket.

An ene.

A, piou a c'hello diskar ar pouez hudur a zo war-

noun ouz ma brevi ? A, kas pell diouzin ar mac'her-noz.

An eil.

Na veza ken, na me nag eur spered nag eur soñj, eun tañva hepken. Ha beza sur n'eus na bezoud na spered, na soñj, nemet an tañva a zo gwirion. N'eus netra dudiusoc'h eget eun huñvre gaer, ar blijadur bepred o nevesaat. Huñvreomp.

Egile.

E penn an huñvre, c'houero an dihun. Rak eun dihun a zo.

Klev. Setu penaos e tro bal ar blijadur war don da sturienn : na veza na me...

Gwelet em eus eun deiz, o tonet, eured tudou an douar. Ha degouezout a reas war eul leurenn a hañvale beza bet pilet gwechall. Ha da staga gant ar c'horoll, an Ankou o seni, o seni gant sac'h-biniou an hoalerez. Toniou mezevellus an emgarantez da dregerni. Hag evit rei troc'h ha nerz d'al lañs e lakae e garvanou da strakellat e-giz stlakereziou. Setu digor brall bras ar blijadur.

Pa droas da vat, e kemeras ar soner penn an hent, hag an holl war e heul o c'hoarzin bagol. Bandenn ar c'hoarz, daoust ha pelec'h emaoc'h o vont ? Da respont n'o deus taolet d'in nemet eur c'hoarz skiltrus. Met dreist ar re all, spontus, e oa hini ar blenier. Hag en noz-dall e kendalc'has da zasseni.

Diskenn a reas ar soner en eun toull du, hag an holl da skrijal, ha klask en em denna ermaez, met paket int da vat e toull-trap an Ankou. Dihun euzus ar spered pa vez skarzet brumennou-gwin an danvez.



Neuze c'houez avel ar c'hantvedou da skuba al leurenn ; damziverket eo roudou ar rumm tremenet. Hag eun eured all a zegouez gant an hevelep soner evit an hevelep bal. Rak follentez ar gerent ne servij ket d'ar vugale.

An eil.

Na hej ket da spontailh evelse. Va lakaat a rez da c'hoarzin. N'oun ket ar pez lakepod a rez ac'hanoun. Eur fur oun doujet e-touez furien an douar. Klasket em eus ar wirionez ha lakaet va flijadur gant prederia.

Kantreet em eus an holl vroiou ha digoret va daoulagad da c'houzout. Diskennet oun e misteriou an traou hag o c'havet marzus. Daoust ha n'eo ket gouzout, evurusted ? Sell gounid an den war ar bed. Diwar gouiziegez hag hirstriva ez ay muioc'h mui ar bed war wellaat, war araokaat, hag arc'hoaz e splanno an heol nevez.

Egile.

Klasket em eus gouzout, me ivez, holl doareou ar bed ; tenn an imbourc'h ha poanius. Brao an arvest gounezet hag e talv ar boan d'e bourchas. Met pa ouezin an holl valafennou, an holl c'houiled, goude spisaat misteriou ar sklerijenn hag elfennou an danvez, ha gwell e vo ganin ? Ha leun e vo va spered ? Petra ouezin war ster ar ger luziet-se a zo ar bed-mañ, ha war abeg al lusk am c'has ? Goude gounid an douar, piou a roio d'in ar peoc'h ?

Araokaat ar bed, petra ra se d'in ? Ar pez na wella ket eo ar galon. Diwar gounit an traou ez eo mezvet an den gwelloc'h c'hoaz ha netra ken. Azezet war

ribl an hent da brederia war ar follentez, em eus sellet ouz an dremenidi, an dud en o zankirri o tec'hout dirazo o-unan.

An eil.

Klask a rez ar pennabeg ? Eun douelladenn eo. Digor mat da spered ha selaou kentel ar furnez. Ar pez a ouzomp eo n'ouzomp netra. Ar pez a welomp, a santomp, a dañvaomp a dalvez sur mat ; met petra 'zo en tu all da se ? an dianav. Mar gellez hen dizolei, beaj vat d'it.

An ene.

Tastournat a ran en deñvalijenn da gavout an hent, o treuzigellat a bep tu evel eun den en deus kollet e gempouez. Ne welan tra nemet ez oun o vont war-raok. Goude luziadellou an enklask, e kavin eur penn d'an trepas. Mont war-raok ! Azeza amañ skuizet gant an hent a vefe mervel. N'ouzon ket kalz, nemet e tosta penn an hent.

Egile.

Naoniet oun ha naoniet d'an abeg kenta.

An eil.

Ya, eun tech koz eo, ha me Bouddha hen anavez pell 'zo. Pa fell d'it eur respont, setu ar pep poelleka. Huñvre ar spered meur eo kement a welomp. Ha te 'vel pep tra zo eul lodenn eus huñvre ar meiz-se oc'h huñvreal ivez en hon ene. Mar karez tizout ar boud, diazez ha pennabeg pep tra, diskenn ennout da-unan, hag ez adkavi ar spered meur ma 'z out eur rann anezañ.



Egile.

Nann, holl nerz va boud a respont d'in nann ; me zo ma-unan. Me dister, diredi, a zo distag diouz ar peurvoud. Nann-vezout a c'hellan. Diskleir d'in penaos ez oun pa c'hellan chom hep beza.

Nac'ha a rez-te rak na fell ket d'it kavout eur mestr. Mestr ar spered eo ar boud evelato. Met plijout a rafe d'it ne vijes nemedout evit karout nemet da zamvuhez.

Bremañ eun dic'hoanag difiñv, doun, ha mut a leugn da galon. Al lusk ac'h eus mouget ennout, lusk da galon tennet d'ar vuhez leun ha d'ar wenvidigezdreist.

Zoken ma vije dremm Doue oc'h en em ziskouez beo dirazout hag e vouez ouz ha c'hervel, e klaskfes eun dra bennak evit da guz, evel Adam en e bec'hed.

An eil.

Huñvreer, huñvreer ! N'eo hon soñj ha da soñj nemet eun huñvre. N'eus gwirionez na falsentez ebet, n'eus na me, na te. N'ouzomp ket petra zo.

Egile.

Mar deo eun netra ar bed a welomp hag eun touell ar pez ez omp, mar n'eus gwirionez ebet, boud ebet, penaos e kredez c'hoaz distaga eul lavarenn. Kae ebarz da grogen, serr warnout an nor, ha bev evel eun istrenn.

Mar ne vefe boud na peurvoud ebet ha ni dedennet holl gantañ, piou en defe lakaet ar c'hoant-se ennomp ?

Faltazierien o c'hoari gant an Ankou n'hoc'h eus gwir ebet da gomz evelse. Rouestla a rit luziadellou

da sevel daelennou. Met n'eo ket prouennou-sklaeraat eo ho re, prouennou-teñvalaat ne lavaran ket. Va lakaat a rit da heugi gant ho huzil.

Met n'hello ket ho huzil mouga an heol. Ha petra dalv ivez va daelennou ? Barrek awalc'h eo an heol d'en em zifenn e-unan. Ne gemerer ket eul letern d'e sklerijenni. Kement hini a venno digeri e zaoulagad a welo. Atao e chom anadurez-eeun ar spered o lavarout e vez-heñ, hag e vez-heñ eun dra diglok, hag o c'houlenn an hini klok.

Bouddha.

Bremañ, me Bouddha a responto ivez. Klevet em eus komz diwar va fenn ha deuet oun galvet gant an tabut. Rak ar pez ac'h eus selaouet betek hen n'eo ket lavar va genou-me Sakiamouni, met hini va skeudennou-lu.

N'eus den na oufe piou na penaos oun bet e gwirionez. Poan eo beza, ha poan eo beza bet, ha poan eo kaout diskibien da zistresa ho soñjou. Rouez ar re o deus heuliet va roudenn war ar menez garo, en eur glask divec'h an ene. Ha pell 'zo bremañ eo diverket va lerc'h.

Setu petra oa ganin : pellaat diouz ar pez a steuz disehan, mont ermaez ac'hanoun hag a vez o vralla, evit en em staga ouz ar start, ouz al leun. C'hoantaet em eus eva a werennou leun-barr ar vuhez dalc'hus. Ha koulskoude ret eo d'in anzav n'em eus ket kavet.

Egile.

Gwir eo : Fall eo kalon an den en em liamm gant an traou dister war-bouez koll pep soñj uhel ha koun ar peurvad. Met marteze nac'het ec'h eus war eun dro mad ar bed dibad a zo koulskoude skeudenn hag arouez ar peurbadus.

Bouddha.

Hen merzet em eus abaoe. Drouk eo ar bed, met n'eo ket drouk pep tra ennañ, pe ' vijen drouk va-unan holl, ha penaos e c'hellfen c'hoaz spia ar peurvad ha c'hoantaat e dizout ? Aner e vije. N'hall ket an hollzroug c'hoantaat an hollvad.

Egile.

Bouddha, gortoz a ran an hini a drec'ho an droug hep koll eun elienenn a gened. Ahendall n'eus nemet relijion aner.

Bouddha.

Bras hon anken evelato. N'ouzomp ket zoken hon tonkadur, na penaos omp deuet da vezout, na dreistholl petra zo ouz hon gortoz. Perak ken poanius gouzout, perak omp techet ken fall, ma 'z eo dedennet hon ene d'ar pez a wel a-enep d'ezañ. N'ouzon ket doare ar gwalleur a zo kouezet war an den. Eur gudenn diluzius eo.

Setu ar brasa droug, n'ouzomp ket hon tonkadur.

A, piou a roio d'imp ar sklerijenn ? Pignet oun war ar menez d'he c'havout, garo an hent ha n'em eus ket kavet. Met seul vui e pignen, e santen e oa o tostaat unan dianav na welen ket. Hag azezet oun ekichen an nor du ma 'mañ war an tu all al liorz aour. Gouzout a ran emañ war an tu all ; met piou a zigoro d'in an nor ?

Reuzeudigez divent an den ! Piou a zisklerio d'in va fal ? O, digor d'in dor du va anken. Hag e vefe prennet da viken an toull-bac'h am gwask ?

Selaou, trouz a glevan, unan o tont, piou eo ?

— Me, da Zoue.

## LIORZ AR VUHEZ

### AR ROUANTELEZ VEO

A garantez, ma c'harantez,
Petra larin d'it-te ;
Gwelloc'h eo d'in chom digomz
Pa n'hellan, bugel, nemet besteodi.
Ha koulskoude komz a fell d'in
Pa 'm eus eur genou,
Pa 'c'h eus digoret ma genou d'in.
'Vit an embann hag ar prezeg
Hag ar c'harm d'ar seiz avel.
Ne davin ket, ne davin ken,
Displega 'rin ma dasson diabarz
Ma lusk ha ma striv
Davedout, â garantez,
Me da Iliz.

Klevout a ran eus lein ar menez
Ouz ma gervel, ouz ma gervel,
Da vouez,
Na glev den ebet nemedoun ;
Leun eo ma c'halon ganti



Ken e tridan holl,
O nij ma esmae.
Da vouez, hini karet !
Mont ganit er maeziou sioul,
Pell diouz an dud,
Pell diouz mor an dud,
O c'halonou tennet didennet gant pep avel
Chalet dichalet gant mil loar.
Emaint atao endro d'in
Bepred ez oun en o metou
Ha koulskoude bepred e goudor an inizi.
Bremañ me zo d'it
N'oun ken d'in-me.
Kemer-me penn kil ha troad,
Ha ma gwarez dindan da iskilli,
Ma vin klet dindan o skeud
Hag a zo war eun dro melen-flamm ha glas-tener
Sklerijenn varzus da garantez.

Ha koulskoude noz eo,
Ne welan ket da zremm ;
Te zo ken tost d'in ha ken pell war eun dro ;
N'az kwelan ket ha koulskoude te zo aze.
Perak kuzat d'in da vezañs ?
Gant ma daouarn o tastournat en deñvalijenn
E klaskan d'az poka...
Nemet e ve fe 'vit kreski ma c'hoant.
Daoust n'az kwelan ket az anavan ;
Ne oar da gened, brezelour taer,
Trec'hour kadarn, sounn ez klod,
Evel eur peulvan war lein ar menez,
Gwisket e splannder ruz heol kreisteiz,
Ra blijo bremañ d'an Ankou skei ganit

Evit lakaat e falc'h da zalla.
Penaos ne garfen ket da zremm enluc'het
Liesliou ar perlez.
Ha da zaoulagad, mor an douriou glas,
Doun ha boull ha fiñvus,
Da zaoulagad beo dedennus
Evel sked askell
Evnig Sant Marzin an dour.
Me a blij d'in da zaoulagad bras-divent
A wel pep tra, a wel pep tra,
Da zaoulagad ken bras, a sell ouzin,
A sell ouzin
Hag a sellan endro,
Ma 'z oun serret ha briatet en o dounder.
Sked da lagad a zeu betek ennoun,
Luc'hedenn a rog ma noz-diabarz,
Kleze lemm-dremm da garantez.
Setu ma tregern ennoun mouez an doureier bras
Kurun doureier da c'hras kaset em c'hreiz,
Respont da c'houlenn ma douar sec'h.
Tan ha douster am laka da strujusaat.
Komz ouzin ma klevin adarre da anal
Ma santin e frond a drec'h pep hini
Al lireu hag ar spern en o bleuñv
Hag hini kreizenn ar rozenn ruz.

Ganit pep tra zo d'in, hini karet,
Diamant roueel e kurunenn ar grouadelez,
A stroll ennout holl skedou ar mein priziusa.
Petra n'en deus ket ennout e bennpatrom.
Endro d'it ez int bet aozet evit da glod.
Ganit pep tra zo d'in,
Ar bed holl



Evit beza c'hoariell ma bugeliez,
Betek ma vo kemmet ar bed en e stumm peurbadus,
Betek ma teuio an urz nevez
Gant splannderiou kresket-eston
Ha kaerderiou dianavez
Da skarza steudad ar mareou brallus.
Pep tra zo d'in,
Ar stered difaezus o pleustri hentou an ec'honder,
Komzou diheglev an traou o kuzulikat,
Arvest an dud hag ar c'hantvedou.
Met ar gwall, hini karet, perak ?
Daoust ha d'it e vefe ivez ?
Hag hen roet ac'h eus d'in ivez
Evel eun donezon a garantez ?
— Eo.
Hag e vefe ken nerzus lusk ha tenn da galon
Ma ne vefe striva d'ober.
Evel eur broud da greñvaat
Pouez da vount war-du ennoun
Em eus lezet an drouk d'az krounna a bep tu,
Holl gasoni an dud serret o dourn en-dro d'am c'hroaz,
Ne dalvezas biskoaz nerz didrouz ma c'harantez enep.
Na vez ket aon. Trec'het em eus.
Hag emaoun o tont evit ar reizidigez leun,
Deiz ar mac'ha ha deiz an dieubi.

— Hen gouzout a ran.
Met re yaouank oun c'hoaz ;
Hag e fell d'in gortoz e bro an doan amzer an dimezi,
Betek ma teuio leunder ma oad,
Ma c'hellin chom dirazout da viken
E levenez ma yaouankiz.
Kreski ouz da c'hedal

Gant da veuli, o roue d'in.
Ra savo bepred ma mouez betek ennout e barr an
Ra dreuzo ar c'houmoulou [neñv,
Gant frondou an noz,
En aveliou an nevez-hañv.
Pegoulz e teui ?
Pegen hir ar gortoz !
Setu ma klevan da gammedou o tont,
A zasson war gern ar c'hoabrennou.

**Deus.**



# GALV D'AR GELTED

D'al lun 23 a viz eost 1937 ez en em vodas e Plougastell eun toullad Brezoned brogar war ginnig eur c'heltiegour flandrezat, an Ao. Gér. Haes, evit studia a-gevret penaos gwellaat an darempredou etre an holl Gelted. Kinniget e voe neuze sevel eur gevredigez sevenadurel keltiek hag e voe karget ar c'helenner Haes da embreger al labour-se.

Savet eo bremañ ar gevredigez-se dindan ano « *Interceltic Cultural Society* » (I.C.S.) hag emeur o labourat e pep bro geltiek evit boda enni an dud barrek war ar yezou hag ar sevenaduriou keltiek. Ar gevredigez en em zalc'ho er-maez a bep kudenn relijiel pe politikel, a glasko dreist-holl :

1. — Kas war-raok studi ar yezou keltiek,

2. — Tostaat ar poblou keltiek an eil ouz eben dre o lakaat da anavezout sevenadur hag holl zisplegadennou buhez sevenadurel o breudeur dre ar ouenn.

E berr, klasket e vo, eur wech muioc'h, skoulma liammou striz etre ar broiou keltiek dre lakaat Kelted emskiantek ha barrek da genlabourat dalc'hmat e-barz eun hevelep kevredigez.

Evit-se ar *Gevredigez Sevenadurel Etregeltiek* (I.C.S.) a vezo enni 5 kevrenn, da lavarout eo unan evit pep hini eus ar peder bro geltiek bras : Alba, Breiz, Kembre hag Iwerzon, hag unan all evit an nann-Kelted. Bez' e vo 12 ezel oberiant e pep kevrenn hag ouspenn izili gwarezourien ha skora.

O veza m'o deus re-alies ar geltiegourien vrezon koz embannet o labouriou e galleg hep vad ebet evit ar brezoneg, ez eo bet divizet etre renerien Kevrenn

Vreizat an I.C.S. e vefe dibabet an izili oberiant e-mesk ar Vrezoned a oar ar *brezoneg unvan* hag o deus diskouezet beza tuet da labourat war dachenn ar studiou keltiek dre bleustri evit mat da zeski eur *yez keltiek arall.*

Ar Gevrenn Vreizat, ma 'z eo L.F. Andouard ar segretour anezi, a zo renet gant L.P. Nemo (Roparz Hemon). A-benn-bremañ ez eo bet bodet enni eun toulladig brao a Vrezonegerien desket war ar yezou keltiek hag emañ war-nes staga gant al labour talvoudus dizale.

N'emañ ket e soñj paotred an I.C.S., evel just kemer lec'h pe enebi ouz an dud a stourm keit all'zo war an dachenn geltiek. O harpa en o labour ne lavaromp ket. Dreist pep tra, an I.C.S. a lusk da glokaat al labour ken talvoudus bet graet betek amañ gant ar C'hendalc'hiou keltiek hag ar Skoliou-meur.

Daoust hag e kendalc'ho ar Vrezoned a savo c'hoant d'ezo deski yezou keltiek tramor da dastournat en deñvalijenn ha koll amzer hep disoc'ha ? Ne gredomp ket ha setu perak e fell d'an dud bodet en I.C.S. labourat en eun doare nevez war dachenn ar studiou keltiek ha skoazella an dud a venn mirout ha kas war-raok ar sevenaduriou keltiek.

*Kevrenn Vreizat an I.C.S.* a c'houlenn eta gant fiziañs skoazell an holl Vrezoned a veiz talvoudegez ar studiou keltiek evit amzer da zont o bro.

*Kas al liziri d'ar segretour, 16 Bali Kruger, Sant-Malo (Breiz-Uhel).*



# LENNADURIOU

SANT RONAN, *gant L. Dujardin, moulerez, 4, straed ar C'hastell, Brest ; 96 pajenn gant skeudennou ; priz : 5,75 dre ar post (Evit prena kalz war eun dro, goulenn en ti-moulerez ; diskont d'ar skoliou ha d'an oberou breizek).*

Kalz a blijadur am eus bet o lenn al levrig koantmañ savet diwar levr gallek an Ao. Dr. Dujardin : « Saint Ronan ».

Displeget eo bet ennañ, da genta istor ar sant, hervez ma vez kavet er skridou koz hag hervez m'eo bet miret en eñvor ar bobl ; d'an eil an doare ma vez enoret ar sant e Molenez, e Lokournan-Leon, e Lokorn-Kerne, e Lanrenan hag e Sant-Rene (a dlefe beza Sant-Renan) en eskopti Sant-Brieg, e Plozeved, h.a.

Kalz a boan en deus kemeret an Ao. Dujardin da zastum an holl draou-se. Gwelloc'h c'hoaz, deut eo a-benn d'ober ganto eul levr eus an dudiusa.

Ar brezoneg a zo aes da lenn, ha yac'h-meurbet peurliesa. Souezus avat eo d'al lenner kavout n'eo ket heñvel ar yez eus eur penn d'al levr d'egile. Pajennou 'zo a zo reiz-tre, skrivet gant unan a oar brezoneg ; pajennou all a zo nebeutoc'h reiz, evel ma vijent bet skrivet gant eun den distudi. Stummou 'zo a vro Leon a vije bet gwell o lakaat e brezoneg unvan ; da skouer, « eur wenorvez » (p. 26), dudiuskenañ d'eur yezoniour gouiziek marteze, a dle beza skrivet « eur gwenervez » en eul labour a vo lakaet etre daouarn bugale ar skoliou. Mat e vije bet ivez

reiza doare-skriva ar c'hantikou, pell-pell a-wechou diouz doare-skriva al levr.

Seurt rebechou ne viront ket ouz oberenn an Ao. Dujardin da veza talvoudus-bras ha kaer. Seul gaeroc'h ma 'z eo leun a skeudennou koant, darn graet gant ar bluenn, darn luc'hskeudennou. Evel ma skriv an oberour, ret eo moula levriou brezonek brao « ma fell d'eomp e vefent lennet hag e plijfent d'an dud ».

R. H.

SAY IT IN CORNISH, *by Edwin Chirgwin (Map Melyn), Printed for the Federation of Old Cornwall Societies by James Lanham Ltd., St. Ives, Cornwall 1937.*

Pal al levrig dedennus-mañ eo brouda an dud da gomz kerneveg. N'eus ennañ, — ouspenn eun nebeut notennou a-zivout an distagadur hag ar c'hemmaduriou, — nemet frazennou, 240 en holl, e kerneveg hag e saozneg. Setu amañ skoueriou :

*Dreugh dhym ow lytherow, mar plek.*
(Degasit d'in va lizerou, mar plij).

*Ple'th esough-why ow-mos ?*
(Pelec'h emaoc'h-c'houi o vont ?)

*Py ür yu ?*
(Pet eur eo ?)

*Pymp ür ha hanter.*
(Pemp eur hanter).

*Yma whans dhym prena amanyn hag oyow.*
(C'hoant a zo d'in prena amann ha viou).

Frazennou boutin, evel ma weler, a c'hellfe lakaat tud 'zo da c'hoarzin. Hogen ni ne c'hoarzomp ket.



Estlamm a sav ennomp kentoc'h dirak kadarnded hor breudeur tramor o stourm hag o stourm da adc'hounit o c'heltelez.

R. H.

LO GAI SABER, *Revista de l'ESCOLA OCCITANA, Toloza (Setembre 1937).*

Eur pennad a bouez e galleg, gant A.J. Boussac, « *La Propagation de la langue wallonne en Belgique* », a zesk d'imp traou gwall nebeut anavezet er vro-mañ.

Diou yez stadel a zo e Belgia : ar flandrezeg hag ar galleg. Bez' ez eus, avat, eur yez all, ar walloneg, komzet en darn vrasa eus an dachennad-vro a zo dindan rannyezou romanek. Ar walloneg a seller outañ evel ouz eun eilyez c'hallek (evel ar pikardeg, ar champagneg, h.a.). Tud 'zo a ra anezañ eun « trefoedach ».

Tra ma vez dilezet, avat, pe vac'homet zoken, an « trefoedachou » gant ar gouarnamant hag ar renerien e bro-Frañs, gwarezet ha skoazellet e vez ar walloneg e Belgia. E kêr Liej, da skouer, e vez graet bep bloaz, dindan renadur an « Echevin » (kannad ar Roue), eur genstrivadeg displegadennou wallonek etre bugale ar skoliou. Evit ar re vras, dre ar c'hoariva eo e reer abostolerez dreist-holl. E Brabant (eur rannvro flandrezek koulskoude e tu an hanternoz) ez eus 32 a strolladou-c'hoarierien. Priziou d'ar skrivagnerien a vez roet gant ar c'huzuliou-rannvro hag ar c'huzuliou-kêr.

Skrivet e vez soniou ar yez evel m'o distager. N'eo ket bet peurunvanet-mat evit c'hoaz ar reizskrivadur.

Al lennegez (hag eun dra vat eo) a denn da veza eul lennegez lenneien kentoc'h eget eul lennegez pobl.

Daoust hag e teuio ar walloneg a-benn da drec'hi war ar galleg, ha daoust ha ma kenlabouro an emzao wallonek da argasidigez ar galleg war an dachenn a zo d'ezañ, da lavarout eo, bro-Il-a-Frañs, ha netra ken ?

R. H.

# NOTENNOU

## BREZONEG AR VUGALE.

Bennoz Doue d'ar brofourien :

An Ao. P. Denis : 5,00 — An Dim. E.L., Brussel : 20,00 — An Ao. Moisan : 100,00 — An Ao. Dr. Cornic : 50,00 — Dizano : 10,00 — An Ao. Fred. Moyse : 10,00 — en holl : 195,00.

Levriou kaset :

D'an Dim. Dubuisson, Ar C'hastell-Neve : 560,00 — D'an Ao. Lemarié, Gwiskriw : 172,00 — en holl : 732,00.

Chom a ra er c'hef : 725 lur 80.

## GANEDIGEZ.

Hor gwella gourc'hemennou d'an Ao. ha d'an It. Koulouarn, da geñver ganedigez o merc'h Gwennola, e Sant-Kentin, d'an 23 a viz Here.



## AR BLEUN-BRUG.

Marteze n'eo ket re ziwezat evit komz eus goueliou kaer ar Bleun-Brug, a zo bet graet e Plougastell hevlene.

Kaer dreist-holl e voe devez al lun 23 a viz eost, devez ar prezegennou. An Aotrounez Bécot, L. Andouard, L. Ar Floc'h, G. Berthou a gomzas e brezoneg reiz a-zivout traou a vije bet gwechall displeget e galleg. Talvoudek ivez e voe prezegennou an Ao. Haes hag an Ao. Godu, hag i graet e galleg.

Diouz an abardaez e voe tolpet an dud er maerdi, en eur sal kalz re vihan evito, da vreutaat diwar-benn mennad an Ao. Haes, sevel ar Gevredigez Keltiek Etrevoadel a zo meneg anezi uheloc'h. Boemus gwelout pegen buan ez entaner Breiziz pa gomzer outo eus o c'henvroiz tramor.

Peogwir emaomp gant an dramoridi, pardonet e vo d'imp marteze ma lavaromp n'hon eus gwelet liou ebet eus ar Gembreiz a oa er goueliou ; tremenet o deus adarre e-biou d'ar re a anavez ar gwella o bro hag o yez.

## AR FALZ.

Niverenn « *Ar Falz* » miz here n'eus enni nemet peder fajenn. Eur c'halvadenn eo. Tizet evel ar c'helaouennou all gant ar c'hresk war ar priziou, e c'houlenn « *Ar Falz* » eun tammig muioc'h a skoazell a-berz he mignoned.

Kalz eus hol lennerien, hep arvar, a garo kas d'ar gelaouenn savet gant Yann Sohier eur skodig bennak evit ma vevo ha ma kendalc'ho gant he labour kaer. Arabat e vefe lavaret ez eo marvet eur gaze-

tenn vreizek d'ar mare end-eeun ma vez brud ar yez o splanna kaeroc'h eget biskoaz. N'eo ket hepken « *Ar Falz* », hogen ivez he stagadenn, « *Ar Skol Vrezonek* », a rank dont er-maez d'ar poent merket.

Kas an arc'hant da : J. Delalande, instituteur, St-Guénolé-Penmarc'h. Priz « *Ar Falz* » : 8 lur diouz ar bloaz ; priz « *Ar Skol Vrezonek* » : 20 lur ; priz an diou gelaouenn paeet a-gevret : 25 lur.

EUR C'HANNADIG RUZ.

Kelou a zeu d'imp eus eur gelaouennig nevez, e brezoneg hag e galleg, hag a zo hec'h ano « *Ar C'hannadig Ruz* », pe gentoc'h « *Ar C'hanadik Ru* ». E Brieg ez eo embannet.

Da varn diouz ar pennadou bihan hon eus gwelet, n'eo ket gwall reiz brezoneg ar c'hannadig, nag e-keñver doare-skriva, nag e-keñver yezadur. Mall, tremen mall eo digeri d'ar yez dor ar skoliou, setu ar soñj a sav d'ar spered dioustu pa lenner seurt skridou. Ha koulskoude, ha diaes e vefe d'ar re a fell d'ezo embann pennadou brezonek kemer ar boan da zeski eun tammig penaos skriva ? Pe daoust hag e ouzont skriva, hag e skrivont fall a-ratoz ?

Kent tamall da vat evelato, ret e vefe d'imp anaout gwelloc'h ar gelaouenn. Pe lenner a gaso d'imp niverennou, pe da vihana kelou resis diwar-benn « *Ar C'hannadig Ruz* » ?

BARZONIEZ KEMBRAEK.

Emañ an Aotrou Levot-Bécot o paouez embann eul levrig, anvet « Poèmes Gallois du Moyen-Age », 



ennañ eur c'hentskridig, testennou kembraek hag eun droidigez e galleg.

Kalz hor befe da abegi el levrig-se. Hogen en em varn a ra an oberour e-unan ken didruez en e gentskrid ma chom gwall nebeut da lavarout war e lerc'h.

Ret d'imp koulskoude menegi ar rebechou penna :

Ar skrid kembraek moulet amañ a zo fall evit ar barzonegou kenta. An droidigez, graet diouz ar saozneg, a zo da zisfiziout diouti, seul vuioc'h ma n'anavez ket kalz an oberour ar c'hembraeg. Ar barzonegou diweza, lakaet war ano Rhys Goch, eur barz n'eus ket bet anezañ, da gredi eo, a zo (gwirheñvel eo da vihana) falsaduriou aozet gant Iolo Morganwg e diwez an 18-vet kantved.

Talvoudus e vo al levrig daoust da se da rei eun alberz eus barzoniez Kembre.

LEVRIOU NEVEZ E KEMBRE.

Levr studiennou T. Gwynn Jones, « *Dyddgwaith* » ha pez-c'hoari Saunders Lewis, « *Buchedd Garmon* » a chomo marteze e-touez an traou kaera savet e kembraeg en hon amzer.

Menegomp ouspenn :

« *Y Ddau Lais* » (An Diou Vouez), eul levr barzonegou stumm nevez, gant Aneurin ap Talfan ha W.H. Reese (Moulerez Kembraek Foyle, Londrez).

« *Bywyd a Gwaith Moses Williams* » (Buhez ha Labour Moses Williams), 1685-1742, gant John Davies (Moulerez Skol-Veur Kembre ; priz : 4/6).

« *Tranc y Rheolwr* » (Maro ar Rener), romant-

poliserez, gant Stephen Owen Tudur (Ti Hughes, Wrecsam ; priz : 2/6).

« *Canu Cynnar* » (Kan Abred), barzonegou gant Caradog Pritchard (Ti Hughes, Wrecsam ; priz : 2/6).

« *Yr Erodrôm* » (An Aerredlec'h), pez-c'hoari gant J. Ellis Williams (Samuel French, Ltd., 26, Southampton-Street, Strand, Londrez ; priz : 2/-).

Menegomp eun emzao nevez eus ar pouezusa, emzao ar « *Clybiau Llyfrau* » (Kelc'hiou Levriou) : tud a laka o ano da veza izili eur « *Clwb* » (Kelc'h), ha gant an arc'hant dastumet ez embanner levriou na c'hellfent ket beza embannet en eun doare all. Emañ Kelc'h Levriou Aberstouez o paouez moula eul labour gortozet abaoe da vihana tregont vloaz, eun dibab diwar oberou tad al lennegez kembraek a vremañ, Emrys ap Iwan. Netra nemet er C'helc'h-se ez eus tost 2.000 a izili ! Pa soñjomp e vefe diaes-tre kavout 100 ezel evit eur seurt Kelc'h da embann levriou brezonek, — zoken o furchal, n'eo ket hepken e Breiz, hogen dre ar bed holl, — e c'hellomp muzulia ar striv hag ar stourm a zo c'hoaz dirazomp evit adsevel hor yez.

Moulerez 17, ru d'Algesiras, Brest  *Ar Merour* : Y. DREZEN

# GWALARN

Kelaouenn viziek

Rener : Roparz Hemon

Priz : 40 lur ar bloaz (broiou estren : 50 lur)

Chomlec'h :

Boîte Postale 75, BREST

Kas pep chekenn ha pep lizer-arc'hant
pep lizer ha pep pakad erbedet da

All cheques and money-orders
all registered letters and parcels should be addressed to

L. Nemo
10, rue Jean-Macé, BREST
(C. C. 12.110, Rennes)

Priz : 5,00